# GWALARN

## AL LAER AVEL

gant

ROPARZ HEMON

50

GENVER 1933

Gwalarn
Niv. 50
9-vet Bloavez
GENVER 1933

Deraouit ar bloaz nevez en eur ober vad d'ar brezoneg :

1. Dre baea dioustu ho koumanant da WALARN.

2. Dre goumananti dioustu da GANNADIG GWALARN.

3. Dre glask koumananterien d'hon diou gelaouenn.

4. Dre lakaat KANNADIG GWALARN e gwerz en ho parrez, pe da vihana dre rei d'imp ano an den a werz ar c'helaouennou brezonek eno.

Trec'h GWALARN ha KANNADIG GWALARN a vo trec'h ar brezoneg !

# Oberou ROPARZ HEMON

**(e gwerz e ti Gwalarn)**

*Lennegez :*

An Aotrou Bimbochet e Breiz (*romant*) .. *diviet*
Ar C'hoar Hena (*kontadenn*) ............ 4 lur
Eur Breizad oc'h adkavout Breiz (*pennadou-studi*) ........................ 15 lur
Lina. — An Tan e Ti Kernaspreden (*peziou-c'hoari* ...................... 4 lur
Eun Dro e Kembre .................... 2 lur 50

*Yezoniez :*

Geriadurig-Dourn Brezonek-Gallek ...... 22 lur
Yezadur Berr ar Brezoneg .............. 3 lur
Distagadur ar Brezoneg ................ 3 lur
Reizskrivadur ar Brezoneg .............. 3 lur
Cours Elémentaire de Breton ............ 12 lur

*Troidigeziou :*

Tonkadur Bugale Tuireann .............. 4 lur
Diarmuid ha Grainne ................ 5 lur
Gweledigez Mab Konglin ................ 4 lur
Nevez-Amzer (*pez-c'hoari* gant T.C. Murray) .............................. 4 lur
Ar Plac'h Dianav (*pez-c'hoari* gant A. Blok) .......................... 4 lur

# AL LAER AVEL

— 1 —

E oan o tont eus va labour pa gejis gant va c'heneil koz, ar c'helenner T...

— En ano Doue, emezañ, na lavarit da zen ebet hoc'h eus va gwelet fenoz.

Hag ez eas kuit, ken trumm ha ma oa deut. Hag e chomis souezet o sellout outañ o pellaat, e zivesker hir o vont, o vont a-hed ar straed hanter veuzet en deñvalijenn.

— 2 —

Antronoz, kenta tra a welis o tisplega ar gelaouenn a voe eun talbenn e lizerennou bras:

MARO AR C'HELENNER T...

Da heul e oa eur pennad berr:

« Dec'h, e voe dizoloet e-kreiz eur bod-spern, e-tal Rueil, korf eun den etre tregont ha daou-ugent vloaz. Warnañ e oa paperou, a ziskouezas e oa ar c'helenner T... Treuzet e oa bet e empenn gant eur boled. En e gichen e voe kavet eur bistolenn. Eun doug-paperiou, ennañ eur c'hant lur bennak, a oa e godell e borpant. Ar maro a dlee beza c'hoarvezet tri pe bevar devez a-raok. Pep tra a ro da gredi en deus an den en em lazet, daoust na c'heller tamm evit c'hoaz gouzout perak. »

— 3 —

Nebeut eo lavarout e chomis fromet dirak ar ge-

laouenn astennet dirazoun. Eur skrijadenn iskis a redas dre va izili hag a hilligas va bleo koulz ha va ivinou. E-pad pemp munutenn da vihana ne voen ket evit soñjal, ken trellet e oa deut va holl venoziou en eun taol.

En diwez e teuis eun tammig ennoun va-unan adarre :

Ar c'helenner T...

Eur c'heneil mat d'in,

Kavet maro e Rueil er mintin a-raok,

Maro adalek tri pe bevar devez,

Ha me am boa e welet en derc'hent, e Brest, da eiz eur noz.

— 4 —

Pa zegouezis em bureo, ne oa kaoz gant an holl nemet eus maro ar c'helenner.

Klevout a ris evel-se penaos, abaoe eiz devez e oa e Paris. Kelou kenta ar gwall zarvoud a oa deut dre eur pellskrid, kaset gant ar polis d'ar maer.

— Peur, emezoun, eo deut ar pellskrid-se ?

— Dec'h vintin, war-dro nav eur.

Kemenn a oa bet kaset da di ar c'helenner.

E vatez a oa aet da Baris gant an tren kenta, tren peder eur.

— 5 —

Ar c'helenner — amañ e rankan implij e anobadez, Emil, rak evel-se e raen anezañ atao — a chome en eun ti bihan, boutin-meurbet, en unan eus ar straedou didrouz a zo tro-war-dro d'al lazdi :



eur solieradur nemetken ; eul liorzig a-raok ; eur porz a-dreñv ; ar bureo, ar sal-debri hag ar gegin en traoñ ; e krec'h, ar sal-gibella ha diou gambr-wele ; diou gambrig all dindan an doenn.

Adal ma oa maro e vamm — eur pemp bloaz bennak a-raok — e oa chomet Emil e-unan-penn gant eur vatez, a oa abaoe pell 'zo en tiegez. Eur vaouez hanter-kant vloaz e oa, desket kaer a-walc'h, d'ezi, gant he dalc'h lorc'hus, he bleo gwenn, he lunedou du, he gouzougenn dantelez hag he dilhad kran, neuz eun itron kentoc'h eget eur vatez. Ren a rae an ti, evit gwir, ha mat e oa e-keñver Emil, a gredan — daoust n'em boa karet anezi nepred.

Ar re eveldoun a anaveze mat Emil o doa bec'h o kredi en dije en em lazet. Eur paotr sioul e oa, douget d'ar studi, hag a chome atao pell diouz plijadureziou ar bed.

— N'eus plac'h ebet en e vuhez, a lavare va devezourez (a oa he zi er c'harter-se, hag a oa ken digor he diouskouarn ha lemm he daoulagad ha ma oa distagellet-mat he zeod).

Goap a veze graet da Emil alies, pa ne veze gwelet neblec'h : nag er c'hoariva, nag er c'hafedi, nag en ti-finvskeudennerez. Ne wele, koulz lavaret, nikun. N'en doa gwir geneil ebet nemedoun marteze. E oa o sevel eun dezenn war ar gresianeg — eur gelennadurez nevez war verdeadennou Ulusses — a lavared. Leun e oa e di a levriou. Hag evel-se, moarvat, e tremene e amzer.

— Eur fazi a zo bet graet, a soñjen eun eurvez goude. Gwall strafuilhet e vo Emil pa glevo.

Ha koulskoude, me eo a vane strafuilhet. Hervez

goulenn va mignon n'em boa lavaret grik da zen. Hogen peadra am boa da soñjal.

— 6 —

Antronoz e oa ar sul. Va devezourez, na zeue en deiz-se nemet da zegas d'in ar gelaouenn ha da ober va gwele, a zegouezas diwezatoc'h eget boaz, hag hi chomet da fistilha gant komerezed war-lerc'h an oferenn.

Kelou sebezus a oa ganti — sebezus evidoun, rak evitì hag evit an holl ne oa nemet kendalc'h kelou an derc'hent.

Matez ar c'helenner, emezi, an dimezell Loeiza, a oa deut en-dro eus Paris. Anavezet he doa korf he mestr, hag a vije kaset da Vrest da veza douaret kerkent ha ma vije aotre.

Ar c'helou-se, ha traou all dibouez ouspenn, a oa displeget ez hir war ar gelaouenn. Bez' e oa ivez eur skeudenn eus ar c'horf evel ma oa bet kavet. Ha daoust d'ar skeudenn beza fall, anat e oa d'in dioustu ne c'helle beza nemet skeudenn va mignon kaez.

— 7 —

An enklask graet en deveziou da heul ne daolas ket nemeur a sklerijenn. Eun dra hepken a c'helle, hervez an enklaskerien, diskleria maro mantrus an den : abaoe eur pennad, kollet en doa kalz arc'hant. Evel kalz a dud, Emil a oa boas da c'hoari gant e arc'hant, dre brena ha gwerza en tiez-bank ha zoken dre ober klaoustre war ar c'hezeg. Troet e oa, a-hend-all, d'ar velkoni. Kement-se marteze a oa a-



walc'h da lakaat eun den a enor da goll e benn. Rak en em lazet en doa sur : torfed ebet ne c'helle beza.

— 8 —

Ne zisplegin ket amañ kement sotoni a glevis da zeiz an douaridigez. Glac'haret-holl e oan, ha va glac'har am douge da varn garo an dud a oa eno. Biskoaz n'oun bet evit gouzañv ar re a heuilh eun ambroug-kañv o kaozeal, o varvailhat, o farsal zoken hep tamm dereadegez e-keñver an hini maro. En deiz-se e voen kounnaret betek mont hogos er-maez ac'hanoun va-unan. An dud a hiboude etrezo, a labeze, a gonte a bep seurt traou mezus a-zivout va c'heneil paour. Unan a zeuas d'am c'havout evel-se a drois kein d'ezañ, ha n'em eus morse e saludet abaoe. An holl gasoni dastumet e-doug bloaveziou gant ar gevredigez a-enep eun den en doa mennet beva eun tammig a-gostez — evel m'en doa ar gwir — a darze trumm, e-giz eur mor a vreinadur, war e arched. Hañvalout a rae d'in e oa aze, n'eo ket tud, hogen eur bagad touseged flaerius.

Unan hepken a ziskoueze kaout eun tammig keuz : an dimezell Loeiza. Ne oa den e kañv nemeti : Emil n'en doa kar ebet. War a glevis, digant diou vaouez a gomze uhel er vered, testamantet en doa d'ezi e holl zanvez : e holl arc'hant hag e di.

— 9 —

An doñjer a savas em c'halon en deiz-se ouz an holl dud o doa anavezet Emil a reas d'in, a gredan, mirout evidoun va-unan kevrin ar gejadenn souezus am boa graet.

N'eus netra, avat, a zo pounneroc'h da zougen eget eur c'hevrin. Dreist-holl pa 'z eo ar c'hevrin-se kevrinus evit an den end-eeun e zoug. Krignat a rae e-giz eur c'hleñved e-barz va empenn. Kaer am boa labourat, kaer am boa trei va spered ouz traou all, atao e teue en-dro an hevelep soñj davedoun, atao e welen dirak va daoulagad va c'heneil o pellaat er straed teñval hag e kleven o tasseni em diouskouarn ar c'homzou :

— En ano Doue, na lavarit da zen ebet.

Gwir, eun dra a c'helle a-wechou habaskaat va menoziou, dre o mouga kentoc'h eget dre o argas : ar sonerez. Biskoaz em buhez n'em eus graet muioc'h a sonerez. Ken na zeuas eun noz eun amezeg da glemm.

Ne oa ket tremenet eur miz abaoe an darvoud, hag an dud koulskoude o doa ankounac'haet. A-boan ma veze meneget bremañ, a vare da vare, ano ar c'helenner. Soñjal a raen alies n'em bije nemet eur ger da lavarout evit advrouda en eun taol o c'hoantegez ha froma marteze ar vro a-bez.

War-bouez prederia e oan deut da arvari. Rak ar pez a glasken bepred da genta a oa proui d'in va-unan e oan bet faziet.

En abardaez m'em boa gwelet va mignon, skuiz e oan goude eun devez labour poanius. An hini en doa en em ziskouezet dirazoun a c'helle beza eun all. Ne oa ket chomet pelloc'h eget pad eul luc'hedenn. Ha padal an dremm a chome, evel enskrivet em spered, resis, koulz hag ar vouez aspedus hag espar. Eus an dilhad n'em boa koun ebet. Nec'het e vijen bet zoken o lavarout petra a oa war e benn, eur gasketenn pe eun tog. Piou, avat, em anaoudegez, en dije gallet komz ouzin en doare-se, ha perak ?



Ouspenn eur wech e tremenis en hevelep lec'h, d'an hevelep eur. Ha ne verzis netra. Goulaouet-fall e oa ar straed e gwirionez, hogen sklaeroc'h evelato eget na greden. Den ne c'helle mont dre eno hep beza gwelet, ha ne oa tra ebet a c'helle beza droukkemeret evit eun den.

Klevet em boa gwechall penaos, pa varv eun den, e teu e dasmant da gantren en-dro d'al lec'h m'en deus bevet. Er peziou-c'hoari hag er romantou e lenner ivez traou evel-se. Bez' o dije zoken an eneou ar galloud da adwiska o stumm-den p'o deus eur gefridi bennak da seveni e-touez ar re veo. Ampresta a ris el lenndi eur pikol levr diwar-benn skiantou an dreistved hag an dreistwelerez. Hogen serri anezañ a ris buan en eur heja va skoaz. War an dachenn-se, nikun ne c'hell kaout muioc'h a skiantvat egedoun. Ha ne garan ket koll amzer gant diotachou.

— 10 —

O lakaat e vije bet Emil am boa gwelet, penaos neuze diskleria e oa maro pevar devez a-raok ?

Kenta tra da c'houlakaat, ma ne oan ket bet touellet ganin va-unan, da c'houlakaat gant nerz hag hep kila, a oa ar wirionez-mañ :

Emil n'eo ket maro.

Evit se, avat, kement tra graet da anataat e oa maro a ranke beza diskaret.

Da genta, e oa enklask ar boliserien. Ar re-se, avat, n'anavezent ket ar c'helenner, ha ne sellont ket atao piz pa n'eus den ebet war o c'hein.

Bez' e oa al luc'hskeudenn. Hogen n'eus netra trubard evel eul luc'hskeudenn alies, dreist-holl ar re moulet war ar c'helaouennou.

Bez' e oa ger an dimezell Loeiza en diwez. Se hepken a oa a bouez bras.

O soñjal evel-se e tarzas eur menoz iskis em spered. Penaos ne oa ket deut d'in ar menoz-se a-raok, ha me o sevel hag o sevel, evit o diskar dioustu, abaoe deveziou ha deveziou, rummadou martezeadou ken diboell ha ken distart an eil hag egile, o stegna va faltazi betek an harzou diweza, evit streboti bepred war an hevelep skoulmad dic'hallusteriou fetis ?

Ma oa unan bennak war an douar a dlee gouzout hiroc'h egedoun, piou eta nemet an dimezell Loeiza e vije ? Anavezet he doa ar c'horf, emezi. Hogen daoust hag e lavare ar wirionez ? Va mignon en doa va fedet da chom hep lavarout grik. Perak n'en dije ket pedet e vatez da devel ivez ? Gwelloc'h c'hoaz : peseurt emgleo kuz a c'helle beza bet tonket etre an daou-se ? Pe daoust ha c'hoariet he doa d'he mestr eun taol bennak, kaset da benn, didrouz, gant eun ijin diaoulek ?

Morse, am eus lavaret, n'em boa karet an dimezell Loeiza. « Re seven da veza onest », setu penaos em boa barnet anezi a-viskoaz. Ha tud all a rae evel-doun. Aon ha disfiziañs a oa razi hogos e pep lec'h. Tu ebet da zivinout petra a dremene a-dreñv d'an dremm-se, atao serr, ha d'al lunedou bras ha du a guze he daoulagad.

Tamallet em boa eur wech da Emil, diwar c'hoap, eun deiz ma 'z ae buan kuit diouzin gant aon da



veza diwezat evit koan, beza e-giz eur paotrig dirak e vatez.

Eilgeriet en doa, sioul-kenañ, hag o poueza war e gomzou, a gave d'in, muioc'h eget na oa ezomm :

— Eur plac'h vat eo. Ne garfen ket ober an distera poan d'ezi. Plijet gant Doue na rankin glac'hari anezi biken !

Testamant Emil a oa bet graet eviti. Ar re o doa embannet dre-holl en doa en em lazet dre ziouer a arc'hant da baea e zleou ne oant ket bet souezet, emichañs, o welout an ti, ha traou all hep mar, o vont gant ar vatez. Netra nemet se a vije bet a-walc'h da ziskouez ne oa ket gwall eeun ar gudenn. Emañ an dud, avat, dirak darvoudou ar vuhez evel ar vugale vihan dirak eur skeudenn : spurmanta a reont a bep seurt traouigou, ha divarrek int da verzout an darempred etrezo.

— II —

Muioc'h-mui bemdez e troe va frederennou en-dro d'ar vatez. Hag e kreske muioc'h-mui va diskred.

— Ret d'in, a lavaris ouzin va-unan en diwez, mont da gaozeal ganti.

Evit mont d'he gwelout, koulskoude, e ranken kaout eun digarez. A-hend-all e teuje, moarvat, da arvari eun dra bennak ha da veza war evez.

Kounaat a ris en eun taol em boa prestet da Emil levriou n'en doa ket restaolet d'in. Netra souezus ma 'z ajen d'o goulenn en-dro.

Eun endervez eta ez is betek an ti. Va c'halon a vihanaas tra ma lakaen da drei dorig-houarn al liorzig, am boa digoret ken alies. Atao pa veze Emil er gêr e oan sur da welout e zremm o vousc'hoarzin

hegarat d'in eus prenestr e vureo en traoñ, ha da glevout damc'houde trouz e gammedou pounner en trepas, hag heñ o tont da zivorailha an nor vras. En dro-mañ e heuilhis an alez etre an diou vleuñveg bevennet a veuz, bepred dalc'het a-ratre, hep gwelout den, hag e rankis sacha diou wech war al lagadenn arem a oa e penn chadenn ar c'hloc'h.

An dimezell Loeiza a reas d'in mont e-barz ar bureo hag a bedas ac'hanoun d'he gortoz eur pennadig.

Netra ne oa kemmet er gambr. Al levriou a oa aze dalc'hmat, o c'holei ar mogeriou, an daol vras e-kreiz, warni an holl draou da vutuni ha da skriva. Er c'horn e-kichen ar prenestr e welis — ha skrija a ris hep gouzout perak — an delenn goz, ar piano bihan, ha boest ar violoñs war an arc'h du, enni ar rollou hag ar c'haierou sonerez. A-greiz-holl e teuas en-dro d'am eñvor ar pez am boa hanter ankounac'haet : e oa Emil sod gant ar sonerez. Hag an dud a gave d'ezo e oa atao daoubleget war e c'heriadu-riou ! Gwir, e sonerez ne oa ket sonerez an holl. Lezel a rae a gostez ar vistri anavezet koulz hag ar sonourien bremañ, tra na skuize ket o kaozeal diwarbenn Josquin des Prés, Orlando Lasso, pe muzikerien dener ha mistr Bro-Saoz en amzer Elizabeth. Heñ e-unan a gare aoza sonerez : toniou war ar barzonegou a blije d'ezañ, ha peziou berr evit ar piano pe ar violoñs. D'in ha d'in-me hepken e c'hoarie anezo. Rak evel-se emañ va zonkadur : ouspenn eun den en deus diskuliet d'in, dre gomz evel dre skrid, esparderiou e galon.

An dimezell Loeiza a zeuas en diwez : kempennet he doa he bleo ha gwisket eur gorfenn satin du. Azezet evel ma oa e kador-vrec'h Emil, he lunedou war



he barlenn, lavaret e vije eur varkizez ha tamm ebet eur vatez.

Komz a rejomp anezañ. Eus piou all pe eus petra hor bije komzet ? Aozet em boa a-raok dont eur rummad goulennou, an eil o heulia egile ken klok ha ken ampart ma kreden e vijen gouest a-walc'h da anaout darn eus ar wirionez. Hogen aesoc'h — ha diaesoc'h, siouaz, evel ma welis dioustu — e vije va c'hefridi.

Rak ar vaouez a oa dirazoun a oa eur vaouez ankeniet, eur vaouez kaez na glaske kuzat netra na touella den ebet. Kerkent ha ma tigoras he genou da gonta d'in maro he mestr — ha daoust d'in da veza deut eno leun a ziskred hag a eneberez en he c'heñver — kompren a ris ne oa ket o liva gevier. Aes e oa merzout zoken e rae vad d'ezi displega da unan bennak ar pez a boueze war he c'halon. Gwir, ne ziskulias d'in hogozik netra en tu-hont da gement am boa lennet pe glevet. Nac'h a rae hepken e vije chomet he mestr da zleout arc'hant.

— Ne vern petra a reas d'ezañ koll e benn, emezi, arabat kredi ez eo bet dizonest. Ne oa ket evit ober droug da zen na lemel eur gwenneg digant unan bennak.

— Ha n'hoc'h eus taolet pled, emezoun, ouz netra ? N'en doa lavaret d'eoc'h netra, na graet netra iskis a-raok mont kuit ?

— Netra, a respontas. Laouenoc'h e oa marteze en deiziou diweza. Biskoaz, d'am meno, ne oa bet ken dibreder.

— Hag abaoe, emezoun, n'hoc'h eus klevet netra ?

Ar vatez a sellas ouzin evel unan souezet. E oan o spia kement skeud, kement finvadenn war he dremm

hag e doun he daoulagad. En aner. Respont a reas dizeblant, hep merzout pal va goulenn :

— Petra am bije klevet ? Chom a ran er gêr, ha n'em eus ket a vignoned. A-walc'h a drabas evel-se am eus bet gant ar bolised hag an dud a lezenn. Bremañ n'em eus ken c'hoant nemet diskuiza. Ar peoc'h eo a c'houlennan a-raok mervel pa vo deut va zro.

— 12 —

E-pad eur pennad goude se e kredis e oa echu an dra. Hep arvar, a lavaren d'in va-unan, huñvreet em eus. N'em eus ket ar gwir da gredi ar pez na c'hell ket beza. Evit peoc'h va spered, evit va yec'hed end-eeun — rak a-benn ar fin e oa deut va zrubuilh da wallaoza va stomok kenkoulz ha va nervennou — e ranken ankounac'haat, soñjal e traou disheñvel, embreger labouriou nevez.

Setu perak e rin va menoz mont kuit da dremen ar goañv war glannou ar Mor Kreizdouarel, e-kreiz maeziou heoliek Katalonia. Prientet e oa va beaj, graet va fakadou, sinet va faperiou-tremen, miret va c'hambr en ostaleri, hag e oan dres o pellgomz da c'houzout ha kempennet e oa va c'harr-tan, pa glevis kloc'h an nor o tintal.

An dimezell Loeiza a oa aze hag a c'houlenne va gwelout.

Lakaet e voe da zont e-barz va bureo. Hizio an deiz, o skriva al linennou-mañ, em eus atao dirak va daoulagad ar vaouez koz, uhel, gwisket holl e du, evel m'en em ziskouezas e toull an nor, morlivet he dremm, ha koulskoude sioul bepred ha meurdezus.

Konta a reas d'in e berr gomzou ar pez a oa



c'hoarvezet. E-kerz an noz diweza, unan bennak a oa bet en he zi. War-dro teir eur, dihunet e oa bet gant trouz kammedou el liorz, evel unan o vont kuit. Chomet e oa da selaou e-pad eur pennad. Hogen ne voe mui netra, ha manet e oa kousket adarre betek ar mintin.

D'ar mintin, avat, o tont d'an traoñ, he doa kavet da genta dor ar bureo — he doa serret gant evez kent mont d'he gwele — digor-bras. Neuze, e-barz ar bureo, diou pe deir c'hador dilec'hiet, hag en eur c'horn an holl levriou lamet a-ziwar eur stal ha lezet a-stlabez war ar gourvezvank. Dor an ti diouz tu al liorz a oa prennet ha morailhet evel boaz. An nor all diouz tu ar porz prennet ha morailhet ivez.

Ar c'hi n'en doa ket harzet. Ar stalafiou houarn a oa chomet serr ha staget-mat en diabarz.

— 13 —

— Ha n'oc'h ket bet e ti ar bolised ? emezoun.

Ar goulenn-se a raen da lavarout eun dra bennak, da c'hounit amzer da soñjal, marteze ivez da guzat va strafuilh.

— Nann, a respontas, ha ne din ket. Ne fell d'in mui kaout netra d'ober gant ar re-se. Ganeoc'h-c'houi hepken e komzin, pa 'z eo gwir n'eus nemedoc'h da gaout c'hoaz eun tamm doujañs hag eun tamm truez outañ.

Fraez ha yen e oa he mouez, hep an distera fromadenn.

— Bremañ, emezi, prederiet em eus. An den a zo bet en ti ne oa ket eul laer. N'eo ket da glask arc'hant, hogen da glask eun dra bennak resis eo deut.

— Ha penaos en deus graet da vont tre ?

— Alc'houeziou a oa gantañ.

— Hogen ar morailh ?

— Digoret e c'hell beza eus an diavaez gant eun alc'houezig-surentez. Eus an alc'houeziou-se n'eus nemet diou. Unan a zo ganin. Eben a oa gant va mestr.

— Ha pelec'h eo chomet alc'houeziou ho mestr ?

— Kement tra a zo bet kavet en e c'hodellou da zeiz e varo a zo bet restaolet d'in : e yalc'h, e vouchouer, e goñtell ; betek eun tamm fiselenn hag eur voestig c'houllo. Nemet e alc'houeziou n'int ket bet kavet.

— Hag e kred d'eoc'h e oa ar re-se gant al laer ?

An dimezell Loeiza a davas eur pennadig.

— Ya, emezi en diwez, ha gant an den-se ez eo bet lazet !

Heja a ris va fenn. Eur soñj all a oa pell 'zo em spered. Furoc'h, a gave d'in, e oa mirout ar soñj-se evidoun va-unan.

— Ar c'hi, emezoun, war a lavarit, n'en deus ket harzet ?

— Se, a respontas, n'eo netra. Koz eo bremañ, bouzar ha lezirek, ha ne ra mui van ouz an dud.

— Hag an den, a gred d'eoc'h, a anavez an ti ?

— Evit an dra-se, ne ouzon ket. Gouzout a rae ar pez en doa d'ober, sur a-walc'h.

— Ha petra, emezoun, a oa kuzet er c'horn-se, el lec'h m'eo bet direnket al levriou ?

— Sed aze adarre eun dra na ouzon ket. N'eus er c'horn-se na kuziadenn na netra. Se a ro d'in da gredi en deus graet eur fazi bennak.



— Ha n'en deus ket kaset gantañ darn eus al levriou ?

— Ne gredan ket. Lezet em eus kement tra er stad m'em eus o c'havet. Va menoz a oa ho pedi da zont ganin betek an ti, ma n'eo ket goulenn re diganeoc'h.

— 14 —

Asanti a ris evel just. Eur vunutenn bennak goude edomp e bureo va c'heneil.

E oa dres evel m'he doa lavaret. Sellout a rejomp e pep lec'h, e spi da gavout eur roudenn, merk eun troad pe enlouc'hadur eur biz. En aner. A-benn ar fin, tostaat a rejomp ouz ar gourvezvank. Unan hag unan e kemeris al levriou gant evez, d'o lakaat en urz war an daol. Bez' e oant levriou alamanek, oberou klok Goethe ha re Schiller, koublet gant ler, holl heñvel, mouladuriou kaer, ken naet ha ma vijent bet nevez. Hini ebet ne vanke.

— Ret d'in sellout piz en diabarz anezo, emezoun.

Hag ec'h azezis dirak an daol, er gador am boa gwelet Emil azezet enni ken alies.

Eul labour hir e oa. An dimezell Loeiza a yae hag a zeue. Enaoui a reas an tan, daoust na oa ket yen. Neuze ez eas er-maez o lavarout :

— Emaoun o vont d'ober d'eoc'h eur banne te.

A-benn eur pennad, ar sioulder a reas d'in sevel va fenn. Hag ar skuizder ivez. Rak anat e teue d'in ne gavjen netra el levriou. Va sell a baras war ar stal dilevr er c'horn, gant ar paper-moger a-dreñv teñvaloc'h eget e lec'h all, gwarezet ma oa bet diouz an aer hag an heol.

Sevel a ris, evel teoget. Mont a ris betek ar c'horn.

Skei a ris gant va oeñsou ouz ar voger, na reas trouz ebet. Tastournat a ris tro-war-dro. Tremen a ris va bizied etre ar voger har ar planken. Ma santis trumm eun dra bennak karrezek ha kalet, hag a finve aes a-walc'h. Tenna a ris an dra hep poan. Amzer da welout petra oa, ha sanket em boa anezañ em godell.

Damc'houde e teue en-dro an dimezell Loeiza.

— 15 —

Ya, eur gaou am boa lavaret. Lavaret em boa d'ezi n'em boa kavet netra na merzet netra iskis. E-pad eun eur c'hoaz e rankis chom gantì, o kaozeal — pe gentoc'h ouz he c'hlevout o kaozeal — hag an dra e-barz va godell ouz va devi — o tevi va askre — an holl amzer.

Hen toui a ran — rak ar gaou-se a reas d'in ober nouspet gaou all — ar pez a glasken neuze a oa mad an holl. Ha mar doun bet dizonest e-keñver eur vaouez he deus bet fiziañs ennoun, va mennad a oa beza madelezus outi ha leal ouz va c'heneil.

Eun dra hepken a strafuilhe c'hoaz ac'hanoun.

— Ha ma teufe an den adarre ? a lavaris d'ezi en eur vont kuit.

— Ne ray ket, a respontas. Hizio end-eeun e vo kemmet ar botailh.

— Ha n'hoc'h eus ket aon da venel amañ ?

— N'em eus ket. An amezeien a zo tost. Gervel a c'hellan. Ha ne vern penaos, emezi en eur ober eur c'hruz d'he skoaz, barrek oun d'en em zifenn.

— 16 —

Gant pebez mall e tistrois d'ar gêr, al levenez hag



ar c'hoant ouz va dougen gwelloc'h eget va divesker !

An deñvalijenn a oa deut. Enaoui a ris ar gleuzeurig e-tal ar siminal. Prenna a ris an nor. Ha klenket e doun va c'hador-vrec'h e tennis eus va godell ar c'harnedig du, lufr e c'holo, e-giz ar re voutina a vez gwerzet er staliou, hag am boa kavet e ti Emil.

Digeri a ris. War ar pajennou kenta, netra. Neuze, skrivet sklaer hag aketus, gant dourn va c'heneil, geriou ha niverennou souezus. Ne oa ket eur skrid kuz. Bez' e oa kentoc'h e-giz an notennou a ra eun den evitañ e-unan, na dleont morse beza gwelet gant den all ebet. Eun doare eñvoradur a zeiz da zeiz e oa, peogwir e oa merket dirak pep pennad an devez, ar miz, hag ar bloaz. Ar « pennad », avat, ne oa anezañ peurliesa nemet al lizerenn « H », o tont hag o tont bepred, ha traouigou all ouspenn a vare da vare.

Eilskriva a ran amañ al linennou kenta :

23 — 2 — 28 — H.
26 — 2 — 28 — H.
29 — 2 — 28 — H.
3 — 3 — 28 — H. lizer.
12 — 3 — 28 — H.2.500.
14 — 3 — 28 — H.
16 — 3 — 28 — skrivet da H.
19 — 3 — 28 — H.
24 — 3 — 28 — Vaudeville e Daventry.
29 — 3 — 28 H.
1 — 4 — 28 — H.100.
6 — 4 — 28 — H.

Hag evel-se penn-da-benn a-hed c'houec'h pajenn hanter.

Da heul ne oa mui nemet pajennou gwenn. Koulskoude, e tro ar pajennou diweza, e oa bet skrivet frazennou, a lakaan amañ hep kemma an doareskriva iskis hag ar faziou :

n'ep a sent oc'h an stur
oc'h ar garrec è rai sur. —

hân-goân, betec nedelec, ag a hanon goân
Calet, ken na savo bleûnw en hallec. —

pezvar palevars a ghelhienen, ha pemp
a fubluen, ne toro den è zent evit crignat
an esquern. —

arabet è lavaret petra ouzoc'h,
nac ada perles en touez ar mez-moc'h. —

Ha skrivet a-dreuz d'ar bajenn, gant eur c'hreion ha buan : « Kement-se a zo gwir eus Herbert. »

— 16 —

Lennet em boa gwechall e meur a romant penaos tud, o veza kavet eur baperenn gevrinus, a oa deut a-benn, dre o uhelsperedegez kenkoulz ha dre o ijingwidre — hep menegi skoazell ar romanter — da zizolei ar ster anezi ha da ziluzia en eun taol pep unan eus ar c'hudennou rouestlet-dirouestlet e-pad ouspenn kant pajenn.

Diskiant ma oan da gredi e c'hoarvez traou evel-se ez wirion. En em rei a ris, korf hag ene, da studia karnedig va mignon, gant gred eun den ha goanag eur bugel, hep soñjal, ma c'heller a-wechou lakaat ar vuhez el lennegez, ez eo arabat atao lakaat



al lennegez er vuhez. Chom a ris e Brest e-pad ar goañvez-se, oc'h aberzi eur veaj kaer evit sorc'hennou.

Karnedig Emil a oa bet dalc'het e-doug eur bloaz hanter, eus an 23 a viz c'houevrer 1928 betek an 19 a viz eost 1929, da lavarout eo, ouspenn daou vloaz a-raok e varo.

Perak ha pegoulz e oa bet skrivet ar c'hrennlavariou, diaes e oa gouzout. Hogen « H » hag « Herbert » a dlee beza an hevelep hini — daoust ma ne oan ket evit meiza peseurt darempred a oa etre ar c'hrennlavariou, an niverou, Emil hag an den-se. Skriva a raent an eil d'egile : an dra-se a oa merket splann. Petra ivez e teue Daventry d'ober war ar marc'had ? Pevarzek gwech e lenned : « Vaudeville e Daventry », pe « Selaouet Daventry », pe « Daventry » ha netra ken.

Biskoaz n'em boa klevet Emil o komz eus unan bennak anvet Herbert, nag eus unan bennak zoken a c'hellje beza bet Herbert. An dimezell Loeiza, goulennatet ganin ken akuit ha ma c'hellen, n'anaveze hini ebet a vije bet degemeret e ti he mestr, na d'ar mare-se, na d'eur mare all.

Kaer am boe ober, ne zeskis netra ouspenn. Kalz amzer a gollis, avat. Ken na rankis anzav ne oan ket ganet da veza eur polis-furcher.

— 17 —

Alies e welomp darvoudou o c'hoarvezout er vuhez, sebezusoc'h eget pep tra a gaver el levriou. Boas omp da venegi neuze ar « chañs » pe an « tonkadur », hep gouzout mat peurliesa petra a zo dindan an anoiou-se. Sellit mat, hag e welot ez eus

dalc'hmat eul liamm etre an dud hag an traou en em gav a-gevret en darvoudou-se — eul liamm, a lavaran, hag a oa anezañ a-raok an darvoud — en doare ma c'hellje beza bet diouganet, hep hud na strobinell ebet, gant eun den gouiziek a-walc'h ha speredek-dreist.

Mont a ran pelloc'h : al liamm-se, dianav d'imp ha diwelus, lavaret e vije ez eus e diabarz hor spered eur galloud barrek d'e verzout a vare da vare, displann avat, evel a-dreuz d'eur vogidell. Neb en deus studiet kalz a oar penaos e teu ar pez hon eus strivet en aner da veiza e-doug eun abardaevez-labour da sklaeraat e-pad hor c'housked. Ha p'hon eus alies prederiet en eur gudenn hep kavout an diskoulm, e teu ar galloud-se a-wechou d'hor skoazella, evel eun dourn madelezus o vlenia eun dall dianket.

An dra emaoun o vont da zezrevell bremañ a c'hoarvezas war-dro c'houec'h miz goude m'em boa kavet ar c'harnedig.

E oa eur sadorn, en abardaez. O lenn edon kelaouennou, ha lezet em boa damzigor nozelenndomma va benveg-skingomzerez, da gaout eun trouzig em skouarn evit leunia digenvez ar gambr. Unan bennak a c'hoarie war ar violoñs toniou c'houekmeurbet, toniou hag a gave d'in am boa klevet a-raok.

E oan o klask e pelec'h ha pegoulz em boa o c'hlevet, pa darzas a-greiz-holl dre 'm eñvor komzou, ar c'homzou a glote dres ouz an ton :

> « Eun huñvre seder : kana' reont
> Hoalerez flour ar moriou-hont ;
> Palmez bras, spikanardenn flour,
> Ha frouez burzudus fouist ha bourr,
> Laboused glas... »

— Emil ! a c'harmis trumm a vouez uhel.

Rak an ton-se a oa unan eus ar re en doa aozet d'in gwechall.

Eun taol-lagad ouz skeul lugernus va benveg : merka a rae Daventry.

Ha me da furchal, pennfollet, e-touez va c'helaouennou da gaout roll an abardaez. Ha sed a lennis :

20 eur. — Vaudeville : Dennis Watt, John England, Jessie Warren, Harold Turner, Herbert Roe.

Herbert Roe !

Ne ouzon ket pegeit e chomis, o krena hag o krena, pep tra gwenn ha goullo en-dro d'in. Pa zeuis eun tammig ennoun va-unan, e oa echu ar sonadeg, hag ar vouez anavezet o tibuna :

— « Before I read the news here is an S.O.S.... »

— 18 —

An amzer a oa yen-meurbet pa zegouezis e Londrez. Miz ebrel e oa. An douar koulskoude a oa goloet a erc'h, hag e c'houeze eun avel skournet eus ar Reter.

E korn ar c'harr-hent-houarn, tamolodet e-barz va mantell, n'em boa graet nemet milliga va sotoni, tra ma welen dre ar prenestr o ruilha dirazoun maeziou kompez Kent, gant o ziez izel, du, a-is d'an oabl lous. Braouac'hus e oa bet an dreizadenn, ar vag o tañsal an holl amzer, striz-mor Dover glas-gwer ha gwenn evel n'em boa e welet biskoaz. Ha perak ? O redek e oan war-lerc'h eun huñvre, broudet gant

eur c'hoant direiz diazezet war eur vartezeadenn diboell.

Gouzout a raen da vihana da belec'h e oan o vont. Eur c'heneil d'in, eur c'hanour a vro Gembre o chom e Londrez, am boa skrivet d'ezañ da c'houlenn doare Herbert Roe hag e genc'hoarierien, en doa respontet d'in raktal e oant bemnoz o labourat en eun ostaleri vrudet e tro Piccadilly.

En abardaez-se end-eeun ez is da welout. Er salgoania ne oa sonerez ebet. Goulenn a ris ouz ar mevel am servije — ha netra ne oa melkonius evel ar sal vras-se, gant he mogeriou teñval lambrusket a goad dero, an taoliou bihan, pep a gleuzeurig gant eun tog melen a-us d'ezo, nebeut a dud, aotrounez koz peurvuia, hag ar vevelien o tremen didrouz en o lifreou ruz ha gwenn — ha beza e oa eul laz-seni en ti en eun tu bennak.

— Er sal-goroll, aotrou.

Hag ez eas kuit hep eur ger muioc'h.

Goude koan e pignis eta er sal-goroll, a oa e lein an ti : eul lec'h ec'hon goulaouet-splann, kinklet-holl a blantennou, a-zioutañ koupolennou gwer da doenn.

War eur savenn e oa al laz-seni : eun ugent paotr bennak gwisket e dziganed, gant heuzou lintrus ha dolmanou broudet. Hag ouz o gwelout, en eun taol e voe gwasket va c'horzailhenn gant a bep seurt soñjou iskis hag eñvorennou glac'harus.

Sellout piz a ris ouz o dremmou. E oant holl dianav d'in. Azeza a ris en eur c'horn ouz eun daol. Digant ar paotr a zeuas davedoun e c'houlennis dioustu — pa ne oan ken evit padout :

— Lavarit d'in, pehini eus ar re-se eo Herbert Roe ?



— Herbert Roe ? emezañ. O ! Herbert Roe, a dra sur ! Ma n'emañ ket en Amerika, emañ bremañ e Liverpool.

— 19 —

Ne gontin ket amañ penaos e ris e Liverpool da gavout Herbert Roe. E-pad eiz devez e kantreis dre ar gêr vras, o vont eus eur c'hoariva d'eur c'hafedi hag eus eur c'hafedi d'eur c'hoariva, o furchal er c'helaouennou hag er bureviou-gopra kenkoulz hag e tiez ar c'hevredigeziou listri.

Dont a ris a-benn en diwez da c'houzout e vije Herbert Roe o c'hoari eur sadorn en eur finvskeudenndi e Birkenhead.

Hag a welis anezañ, ha ne oan ket faziet.

Birkenhead ! Chomet eo e doun va spered eñvor ar c'haeou hag ar straedouigou damsklerijennet, lousa ha dua korn eur vro lous ha du. Gwelout a ran atao an engroez euzus a oa leun-chouk gantañ ar sal dislivet, divalo : an dud yaouank, paotred ha merc'hed, chatalek o dremm, merk an dienez war o dioujod ha skleur ar c'hadaliez en o daoulagad, ar gwrac'hed koz hanter vezo, gant o chaliou hag o c'hasketennou fankek, tolpet holl war ar bankou striz. Sevel a ra c'hoaz va c'halon gant an doñjer.

Hag an den a c'hoarie dirak ar bagad vil-se a oa an hini...

— 20 —

Gortoz a ris e-kichen dor an « arzourien », a-dreñv d'ar finvskeudenndi.

An den a zeuas er-maez, boest e violoñs dindan pleg e gazel.

— Emil, emezoun,

Astenn a reas d'in e zourn, na souezet na feuket, a gredis, gant eur c'hoarz skiltr, avat, a glaske, war a hañvalas, d'in, ober skiltr a-ratoz.

— Ha deut oc'h betek amañ, paotr koz, emezañ, evit gwelout ac'hanoun ?

— Emil, a lavaris.

Ne oan ket evit komz pelloc'h.

Merzout a reas an druez hag ar sebez a oa e-barz va sell.

Heñvel-kenañ e oa ouz an Emil am boa anavezet. Lavaret e vije, avat, e oa deut yaouankoc'h. Treutaet e oa eun tammig ivez, gwisket digempenn a-walc'h, hag e vleo — rak diskabell e oa — a oa hir ha taolet en a-dreñv, en doare ma ruze ouz gouzougenn e vantell.

— A ! emezañ, eur c'helenner a zo bet dianket, ha kavet en e lec'h eur foeter-bro !

Hag e c'hoarzas adarre, etre e zent eur sutadennig kriz ha c'houero.

— Deuit, emezañ. Deomp betek va ostaleri da gemer eur banne « grog. »

— 21 —

Helmoet war gein eur gador, e komzas Emil pell amzer.

— D'eoc'h-c'houi, ha d'eoc'h-c'houi hepken e kontin va istor, va faotr, peogwir n'eus nemedoc'h, etouez va anaoudegeziou koz, a zo barrek da gompren.

« E-lec'h m'emañ staget ar c'havr, a lavar ar C'hallaoued, e rank peuri ». Touet em eus ne vije ket gwir ar c'hrennlavar-se evidoun.

A vihanik, va mignon, oun bet douget da huñvreal en traou espar, dreistnatur. An holl dud, a lavarot, a



ra evel-se. Me, avat, a yae pelloc'h eget ne vern piou. Ne oa ket a-walc'h d'in huñvreal. Fellout a rae d'in lakaat an tonkadur da blega d'am huñvreou. Pa gonte d'in va matez ar marvailhou burzudus a gonter d'ar vugale, striva a raen gant holl nerz va ene bihan da veza eur prins, eun hudour pe eur c'hornandon a rae taoliou dispar heñvel ouz ar re am boa klevet. Pell amzer em eus kredet, kredet ken start ha ma kreder ez eo deiz pa weler an heol o lugerni, ne oan ket mab va c'herent, hogen krouadur eur roue pe eur mondian bennak, a zeuje d'am c'herc'hat d'eur mare pe vare.

Pa voen brasoc'h, e teskis evel pep unan kuzat e doun va askre feulster va c'hoantegeziou. Senti a ris ouz va zad — hep poan, a grede d'ezañ — a venne rei d'in eur vicher sioul ha didrabas. En doare-se e teuis da veza kelenner. Va faltazi, avat, a oa kresket spontus, e kuz diouz pep unan. Ne oan ket, siouaz, eus ar re-se a c'hell dispign teñzoriou eur faltazi re binvidik o lenn, o skriva, o sevel oberou pe o torc'houenial e fank pec'hedou hudur. Gouzañv a ris. Ar vuhez a zeue d'in pounneroc'h da zougen bemdez. Ober atao an hevelep tra, chom atao en hevelep kêr, ne oan ket graet evit se. D'in e felle gwelout broiou, beva e-kreiz risklou bras, dreist-holl tec'hout diouz al labour pemdeziek, pellaat diouz an dremmou re voutin, lezel war va lerc'h va holl amzer dremenet, dont da veza eun den nevez — da lavarout eo, dont da veza Me va-unan.

Eun dra hepken am frealze : ar sonerez. Pa c'hoarien sonerez, kredi a rae d'in a-wechou e teue da wir kement sorc'henn diwanet em empenn. E oa neuze va ene evel er-maez eus va c'horf, dieub da

gantren dre ar bed, e pep lec'h ma oa berzet ouzin mont gant va flanedenn. Gwir eo, ne bade ket pell ar seurt barradou-estlamm. Hag ec'h adkouezen e-kreiz va zrubuilhou, dounoc'h ha krisoc'h eget kent. N'eus forz... en doare-se e teskis c'hoari ar violoñs mat a-walc'h... Pell e oan diouz soñjal e vije ken talvoudus d'in eun deiz.

A-benn eur pennad — lakaomp a-benn meur a vloavez, rak n'oun mui eun den youank-flamm — e kreskas va dic'hoanag kement ma rankis kavout d'am dizoania estr eget ar sonerez. Kemer a ris ar boaz mont kuit, ken alies ha ma c'hellen, d'ober troiou bihan amañ pe ahont, peurliesa e Paris. Neuze ez eo ivez e stagis da c'hoari gant va arc'hant, o c'hortoz — diskiant ma oan — beza pinvidik... Hogen an dra-mañ em istor a zo a nebeut a bouez.

Mont a raen da Baris, a lavaran. N'eo ket da glask ar blijadur. Fur-meurbet e oan. A-hed an devez ez aen da vale, pe da sellout ouz an ilizou hag ar mirdiou n'anavezen ket. D'an noz ez aen er c'hoarivaou, atao va-unan ha dilaouen. N'eo ket se am bije karet. Dishenvel e oa, da vihana, diouz va buhez e Breiz.

Eun noz e oan en eur music-hall — an « Empire » mar karit gouzout. E oa merc'hed o korolli, hag eul laz-seni o c'hoari a-zehou hag a-gleiz d'ezo war al leurenn. Va daoulagad, hag a heulie finvadennou ar c'horollerezed, a baras trumm war unan eus ar c'hoarierien, eur violoñser, eun tammig dirak ar re all. Menel a ris trelatet, o kredi e oan touellet gant eur weledigez. Ar paotr-se a oa heñvel-mik ouzin, eus kern e benn betek e zaoudroad. Ken na echuas an arvest, ne zistagis ken va sell dioutañ. Hag en noz-se ne gouskis ket gant ar souez am boa bet.



En nozvez war-lerc'h e tistrois d'an hevelep c'hoariva, hag e welis anezañ adarre, a-dost, avat, peogwir em boa feurmet eur gador harp ouz al lec'h ma c'hoarie. D'an ehan-arvest, ne dermis ken. Mont a ris war-eeun d'e gaout.

Ken souezet e voe ouz va gwelout ha ma oan bet en derc'hent. Chom a rejomp o kaozeal, hag e ris anaoudegez gantañ.

Herbert Roe a oa e ano. Saoz e oa e gerent. Hogen a vihanik a oa chomet emzivad e Paris, e ti eur voereb a zalc'he eun ostaleri vihan. Komz a rae galleg evel eur Gall, ha fall-meurbet ar saozneg, daoust d'ezañ beza saoz hervez al lezenn. E-unan e oa war an douar. Gounit a rae e vuhez gant e violoñs, a-wechou e Paris, a-wechou all e Londrez, hag e kement lec'h me c'helle dastum eun nebeut gwenneien.

Ha me deut en-dro da Vrest, e-pad meur a sizunvez ne ris mui nemet soñjal er paotr-se. Skriva a reas d'in, ha skriva a ris d'ezañ. Ret d'in displega d'eoc'h an traou evel ma oant: skriva a reas d'in da ampresta arc'hant diganin nemetken. Ha me re laouen d'hen ober, da gaout eun digarez d'e zarempredi pelloc'h !

Rak evidoun da gaout dismegañs ouz Herbert Roe, dedennet e oan gant e blanedenn. E blanedenn, ken dishenvel diouz va hini ! ken dister, hogen ken dieub ha direol. Eur menoz a oa diwanet pell 'zo em spered. Gouzout a ran e lavarot e oan aet foll. Hogen petra 'ra se d'in ? Va menoz a oa eskemma va zonkadur ouz e donkadur, ha pa ne vije bet nemet e-pad eun eur ; beza en e lec'h, beza Me hag Unan all war eun dro, diliamm e-keñver ar bed, er-maez eus ar roued gwiet evidoun gant an amzer.

Petra ne ra ket an den evit arc'hant ? Prest e voe Herbert Roe da asanti kerkent ha ma welas e oan-me prest da baea. Plijadur a gemeras zoken, a gredan, er c'hoari. An hini kenta a voe touellet ganimp a voe perc'hennez eur c'hafedi, a oa boas Herbert da vont ennañ alies. Desket mat em boa va c'hentel, ha dont a ris er-maez eus an ti-se, lorc'hus evel ma vije bet ar bed-holl gourvezet dindan va zreid.

Kenderc'hel a rejomp. Fazia a ris meur a dro, ha darbet-tost e voe d'in beza paket eur wech. A drugarez Doue, ar brud en devoa Herbert Roe da veza eur paotr iskis, ha ne rejod nemet c'hoarzin, o soñjal e oa iskisoc'h c'hoaz eget ma kreded. En diwez ez is en e lec'h da c'hoari ar violoñs, hag e teuas unan bennak d'am meuli, o lavarout n'em boa morse c'hoariet gwelloc'h.

Deomp berr-ha-berr d'an noz a dorras evit mat kerz va buhez — ha se daoust d'in va-unan.

Abaoe eur pennad e oan skuiz gant Herbert — gant ar gwir Herbert, a lavaran. Atao o c'houlenn arc'hant, atao ouz va heskina gant an dra-mañ-dra. A-benn ar fin e nac'his krenn, ha me kounnaret-ruz gant eul lizer en doa kaset d'in, o kinnig en em laza ma ne baejen ket e zleou d'ezañ.

Ez is da Baris eun nebeut deveziou goude.

Eun den souezus e oa ar Herbert-se. Biskoaz n'em eus klasket mat kompren ar pez a dremene er penn-se, ken heñvel ouz va hini. Eur paotr onest e oa, a gav d'in. Speredekoc'h egedoun, dellezekoc'h egedoun da veva, a dra sur. Hep stur ebet, avat, hep emskiant nag askre. Daoust hag e fellas d'ezañ c'hoari d'in eun dro fall, ne ouzon ket, ha ne ouezin biken. Evit pez a sell va istor, ne vern...



En em welout a rejomp, evel boaz. Hegarat-meurbet e kavis anezañ. Ne venegis ket e lizer, na va respont kennebeut. Gwiska a ris e zilhad, hag ez is kuit da ren va eil buhez. Ampart e oan deut war ar vicher.

O tont en-dro eus ar c'hoariva m'em boa c'hoariet ennañ an holl endervez, e lennis war eur skritell dirak ti eur gelaouenn kelou maro ar c'helenner T...

Meiza a ris raktal.

Ar paotr en doa kemeret va dilhad. Hag aet d'en em laza.

Tenn d'in lavarout petra a voe kreñvoc'h em bruched: an euz pe al levenez.

Prederia a ris eur pennad. Ne brederiis ket pell.

Aes e vije d'in proui ar wirionez. Hogen kollet e oa va brud, va enor ha va stad.

Koll evit koll, gwelloc'h d'in chom evel ma oan. Sevenet e oa, evel dre vurzud, va huñvre. E oan eürus ha digabestr !

Distrei a ris prim-ha-prim da Vrest koulskoude. Eus kement a oa bet perc'henniez ar c'helenner T..., ne chome ganin nemet alc'houeziou va zi. Eun dra bennak am boa d'ober eno. Kerkent, avat, ha ma lakais va zroad e kêr, eur spont didrec'hus a grogas ennoun. Ar spont da veza anavezet. Ne chomis nemet eur penn-devez: kuzet en eur park war-dro ar Forestou ! E oan o vont d'an ti-hent-houarn, pa gejis ganeoc'h fri-ouz-fri.

Ha setu holl: ar c'helenner T... a zo maro. Hag Herbert Roe a vev atao, hag a red, hag a-benn eur sizun a vo pell ac'han, er C'hanada !



Lezet em boa va c'heneil da gaozeal. N'en doa

goulennet ouzin netra, na zoken penaos em boa graet d'e gavout.

Me, avat, a felle d'in gouzout hiroc'h. Menegi a ris ar c'harnedig du.

Emil a zirollas da c'hoarzin.

— Evel-se, emezañ war eun ton farsal, ne c'heller kuzat netra ouzoc'h ! Ma ! ar c'harnedig-se am boa ankounac'haet. Gwir eo : eur wech c'hoaz oun bet e Brest, hag aet, e-giz eul laer, e-barz va zi. Da gerc'hat liziri Herbert Roe e oa, hag int manet e korn va bureo. A-daol-trumm em eus klevet trouz war laez, ha lezet pep tra a-stlabez, gant aon da veza tapet. Ret d'in anzav n'oun bet morse dinec'h e Paris. Setu perak oun deut da Vro-Saoz, ha perak ez an bremañ d'ar C'hanada. Eno den ne anavez ar c'helenner T..., nag Herbert Roe kennebeut.

— Hogen, an traou, emezoun, a oa merket war ar c'harnedig ?

— Diotachou !

— Al lizerenn « H » o tont atao ?

— An deveziou ma klasken, er gêr, dreveza c'hoari Herbert.

— An niverou ?

— An arc'hant a gasen d'ezañ.

— Ar c'hrennlavariou hag an enskrivadur dindan ?

— Krennlavariou am boa eilskrivet eno, eun deiz ma ne oa em godell paper all ebet. Hag an enskrivadur, ma hoc'h eus amzer da goll, prederiit mat da glask ar ster anezañ.

— Hogen, ... e kav d'eoc'h eo onest laerez traou eun all, betek e ano hag e vrud ?

— Laerez ! Mouga a raen er gêr. M'em eus laeret eun dra bennak, ez eo va frankiz. Laeret em eus



avel, avel da vont e-lec'h ma karan, pell diouz teodou kriz ha sellou garo an dud.

Eur goulenn all am bije karet ober. O tisplega e istor, n'en doa ket Emil meneget e vatez koz. Hañvalout a reas d'in en doa graet a-ratoz. Ha ne lavaris grik. Bepred em eus kredet abaoe e oa aze al lec'h kizidik, ar gouli en e galon. Ha fall e vije bet dihuni e vorc'hed.

— Ha bremañ, emezañ, e rankomp kimiadi. Warc'hoaz em bo re da ober evit ho kwelout. Hag en deiz goude, beure-mat, e loc'han. Trugarez d'eoc'h eta, ha kenavo er bed all.

— 23 —

Daou zevez war-lerc'h se, e savis abred. Ha me da vont betek ar porz da welout o vont kuit ar mordreizer bras a gase gantañ va c'heneil.

Re ziwezat e oan, avat. Edo eun heol kaer o sevel hag oc'h alaouri douriou ledan ar Mersey. Ar vorenn a dec'he buan, o tizolei ec'honderiou digenvez. Ha setu ma krogas ennoun ivez an hiraez d'ar broiou dianav ha d'an darvoudou distur. Hag e teuis en-dro glac'haret, evel unan en deus kollet e yaouankiz.



# Notennou

## Levriou nevez

Komzet hon eus, war KANNADIG GWALARN miz kerzu eus al levriou-mañ :

*Kentelion diwar-benn al Labour-Douar*, **gant** *an Ao Bécot* (priz al labour-se n'eo nemet 16 real, e-lec'h 20 real, evel ma oa bet lavaret).

*Kan da Gornog, gant Youen Drezen, skeudennaouet gant R. Y. Kreston.*

*Histoire de notre Bretagne, gant Danio, skeudennaouet gant R. Y. Kreston.*

Setu amañ eul levr all, nevez degouezet ganimp :

*Guéladen Tondal, sorbienn lakaet e brezoneg Gwened gant J. M. Heneu.* — Ar re a oar lenn brezoneg Gwened o devo plijadur o lenn ar marvailh-se, savet er Grenn-amzer gant eun Iwerzonad, hag a zo ken tost ouz marvailhou koz Iwerzon. An danvez a zo dudius hag ar brezoneg eus ar c'houeka. — Prix : 20 real (e gwerz e ti an Ao. L. Herrieu, Sant Karadeg, Henbont, c.c. 241.28, Naoned).

## Skol dre lizer « Dihunamb »

War-lerc'h skol dre lizer « Ober », anavezet mat gant lennerien GWALARN ha KANNADIG GWALARN, setu amañ unan nevez, hag a vo talvoudus-bras, a gredomp.

Setu amañ ar pez a lennomp e « Dihunamb », niverenn miz kerzu :

« Adal deiz kenta ar bloaz 1933 e tigoro Skol vrezonek *Dihunamb*, dre lizer.

Evit derou e vo daou rummad studierien : ar re na ouzont ket tamm brezoneg ebet hag a venn hen deski, a vo er c'henta rummad ; ar re a oar brezoneg hag a venn gouzout hen skriva, pe hen deski gwell, pe Breiziz Kerne, Leon, Treger, hag a venn anavezout brezoneg Gwened, a vo lakaet en eil.

Hor c'henlabourerez vat, an Dimezell Natali de Volz, villa Kermorbras, e Kiberen, en em garg ag ar re genta. N'o deus nemet skriva d'ezi eta.

Studierien an eil rummad a vo rannet etre daou pe dri c'hentelíour, reve an niver anezo.



Ar re-mañ n'o deus nemet lakaat o ano e ti L. Herrieu, Sant Karadeg, Henbont.

Seul lizer a dleo bout lakaet e-barz eun timbr a zek blank, da nebeuta, evit ar mizou kas-digas. *Ne vo respondet nemet d'al lizerou a vo timbrou enno.*

A-hend-arall, ne vo kemeret blank ebet evit difazia ar studierien, met ret e vo d'ezo bout koumanantet da « Zihunamb »

Na c'hortozomp ket ar gouarnamant da zeski ar brezoneg er skoliou : greomp hol labour ni hon-unan hag e vimp servijet dioustu. »

## Eur studi a bouez

O paouez degouezout ganimp eo al levr savet en ukraineg gant an Ao. Kelenner H. O. Boczkovski, diwar-benn : « *Stourm ar Poblou evit an Dieubidigez vroadel* » (Podebradi, Tchec'hoslovakia, 1932).

El levr-se ez eus pevar fennad a-zivout :

1. Stourm Serbed Luzitsia evit ar vuhez.
2. Island hag Islandiz.
3. Belgia ha kudenn vro Flandrez.
4. An emzao kataloniat hag ar gudenn euskarek e bro Spagn.

Ne ra ket an oberour nemet studia an emzaviou politikel. Studia a ra ouspenn al lennegez, an arz, ha kement tra a ra eur vroadelez. Eus eur seurt levr hor bije ezomm bras en hor yez.

Emañ an Ao. Boczkovski o vont da embann eun eil levrenn, enni studiadennou a-zivout ar poblou keltiek. Embannet en deus a-benn bremañ, er gelaouenn bemdeziek « DILO » (« Ober »), moulet e yez ukrainek e kêr Lvov, eur rummad pennadou diwar-benn an emzao breizek : « *Moloda Bretania i neobretonskyj aktivizm* » (Breiz yaouank hag an emzao nevez vreizek), e-kerz miz du 1931.

Setu amañ kevrennou al labour :

1. Breiz o veva daoust da greizennerez Bro-C'hall.
2. An unanidigez etre Breiz ha Bro-C'hall, hag he ster.
3. An adsao broadel e Breiz er c'hantved tremenet.
4. Ar brezel bras ha kudenn Vreiz.
5. « Gwalarn » hag e gefridi en emzao breizek a vremañ.
6. An etregeltiegez hag an emzaviou keltiek broadel.
7. Mennadou ha goanag an emzao breizek.

Ar pennadou-se a voe savet da geñver pevarc'hantvet deiz-ha-bloaz an unanidigez.

16 A VIZ GENVER 1933

# KANNADIG GWALARN

KELEIER AR MIZ

**Kontadenn:**

AR MIGNON

AR RADIO E BREIZ

AR PELERINAJOU BRUDET

DRE AR VRO

PAJENN AR MERC'HED

PAJEN AR VUGALE

HOR BOEST-LIZIRI

hag all

**Koumanant: 10 lur ar bloaz**

**(Broiou estren: 15 lur)**

## Embannaduriou Gwalarn

**1926**

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

**1927**

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

**1928**

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50

**1929**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

## Embannaduriou Gwalarn

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.

MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEK E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

GWELEDIGEZ MAB KONGLIN. — 4 lur.

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON - 12 lur.

Roparz Hemon. — AR C'HOAR HENA. — 4 lur. — KEMBREIZ GWECHALL HA BREMAN. — 4 lur.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest. *Ar Merour* : Y. Le Drézen

# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel miziek
krouet e 1925
Rener: Roparz Hemon

*Koumanantou:* 30 lur ar bloaz (broiou estren: 35 lur).

*Chomlec'hiou:* pep koumananter a gemm e chomlec'h e-doug e vloavez-koumanant a dle kas pevar real evit ar mizou.

*Dournskridou:* an dournskridou a dle beza skrivet gant an dournskriverez pe skrivet spis-meurbet, war eun tu hepken eur ar follenn, gant kalz a lec'h etre al linennou. An dournskridou ne vezont ket kaset en-dro d'an oberourien.

*Kasadennou:* pep tra, — lizer, pakad pe ar-c'hant, — a dle beza kaset d'ar renerez pe d'ar mererez *hep ano den ebet,* ha d'ar chomlec'h-mañ hepken:

**GWALARN**
**Boîte Postale 75**
**BREST**

(C.C. 96-38, Rennes)

**PRIZ : 4 LUR**